GWALARN

# ISLWYN

EUN DIBAB BARZONEGOU

EMBANNET HA TROET

GANT

ROPARZ HEMON

100

MEURZ

1937

EMBANNADURIOU « GWALARN » DIWAR-BENN KEMBRE :

1. **Da zeski kembraeg :**

Yezadur Berr ar C'hembraeg, gant Abeozen (8 lur).

2. **Troidigeziou (gant Abeozen) :**

Owen ha Lunet (3 lur).
Huñvre Maksen, Luz ha Levelis (4 lur).
Gereint hag Enid (4 lur).
Pwyll Prins Dyfet (en niverennou 1, 3 ha 4).
Branwen Merc'h Llyr (en niverennou 5 ha 6).
Manawyddan Mab Llyr (en niverenn 8).
Math Mab Mathonwy (en niverenn 9).
Huñvre Rhonabwy (en niverenn 13).
Kulhwch hag Olwen (en niverennou 18, 19, 21 ha 25).
Eñvorennou Twm o'r Nant (en niverennou 10, 11 ha 12).

3. **Aozaduriou (gant Roparz Hemon) :**

Istor Burzudus hon Tadou, hervez Jafrez Menoe, levrenn I (4 lur).
Istor Burzudus hon Tadou, hervez Jafrez Menoe, levrenn II (4 lur).

4. **Istor ha Beajou :**

Kembreiz Gwechall ha bremañ, gant Abherve (4 lur).
Eun Dro e Kembre, gant Roparz Hemon (2 lur 50).
Eñvorennou-Beaj F. Vallée (en niverennou 7, 8, 9, 10, 12, 13, 14, 15, 16 ha 17).

# ISLWYN

## EUN DIBAB BARZONEGOU

EMBANNET HA TROET

GANT

## ROPARZ HEMON

TAOLENN



Emañ en hor soñj embann a vare da vare hiviziken skridou kembraek ha kernevek (ha marteze ivez skridou e yezou keltiek all) gant eun droidigez vrezonek.

Hor mennad eo aesaat d'hor c'henvroiz studi yezou ha lennegeziou ar Gelted tramor, berzet betek-hen ouz ar re na ouzont ket mat ar saozneg.

Fellout a ra d'imp ouspenn kroui evel-se tamm-ha-tamm eur greizenn a studiou keltiek e Breiz, harpet war implij ar brezoneg, evel ma 'z eus e Kembre eur greizenn a studiou keltiek, harpet war implij ar c'hembraeg.

R. H.

# KENTSKRID

— I —

« War-dro 1870 », a lavar Saunders Lewis (1), « edo lennegez Kembre tostoc'h da vervel eget ne vern pegoulz a-raok e-kerz hec'h istor. Ha dleet-mat oa d'ezi beza ankounac'haet : aet e oa war hent ar vez betek ar pal pella ».

Hag e tispleg penaos, aet dic'houzvez a-grenn diouz oberou meur ar c'hantvedou tremenet, nammet o spered gant ar Vethodistiez, ne save mui skrivagnerien Gembre netra a dalveze ar boan. Kement-se betek an darvoud bras :

« E 1874, mab eul liorzour eus Abergele, en hanternoz Kembre, a yeas war an Douar-Bras da chom eno tri bloaz evel mestr-kelenner ; anvet oa Emrys ap Iwan ».

— II —

Ganet e voe William Thomas, — Islwyn diouz e ano barz, — e 1832, en Yr Ynys Ddu, e kontelez Venoe. Tud en o aez oa e gerent, anezo Methodistidi.

War-dro e ugent vloaz, e kouezas e karantez eur plac'h yaouank koant-meurbet a Abertawe, Ann Bowen hec'h ano. Divizet oa bet deiz an eured, pa varvas-hi, d'ar 24-vet a Here 1853, ha hi klañv adal

(1) « An Introduction to Contemporary Welsh Literature » (Hughes and Son, Wrexham, 1926).



eun nebeut deveziou hepken. Ar glac'har diwar ar c'holl-se a verkas doun ene ar paotr, o lakaat liou ar velkoni war gement skrid a aozas.

Nebeut amzer goude e save Islwyn e oberenn vrasa, « Y Storm » (Ar Reklom), eur varzoneg hir, enni eur c'houec'h mil gwerzenn bennak, hag a vije bet hiroc'h, nemet e chomas diechu.

D'an hevelep mare, e tibabe e vicher. E 1856 e voe degemeret da bastor, urziet e 1859.

Diwar neuze e labouras diehan, koulz evel den a gredenn hag evel skrivagner, o ren kelaouennou kembraek, o kenlabourat da re all, hag oc'h aoza barzonegou, darn anezo kurunennet e meur a Eistezvod.

E 1864 e timezas gant eur plac'h a chome en hevelep ti hag Ann Bowen. Biskoaz ne fiñvas diouz e vro. E 1878 e varvas.

— III —

E-kreiz ar maread « mezus », hervez Saunders Lewis ha rummad skrivagnerien derou ar c'hantvedmañ, e vevas eta Islwyn. Netra ne reas diouer d'ezañ da veza gwir skouer ar pez a argasont. Bez' e voe prezegennour, Methodistad, chom-en-e-gorn-bed, loread en Eistezvodou. N'anavezas ket barzoniez vras e dadou ; ne ouezas tamm kizella kenganez, brud ha sked lennegez Kembre ; laosk ha dievez e stummas e werzennou.

Ankounac'haet-krenn e vefe hizio marteze, panevet eun dra :

An den-se, enkaet ha boutinaet e spered evel ma oa en aergelc'h striz e vroig hag e gredenn, hep galloud pe hep youl da vurutelia ha da beurlufra e skridou, a veze awenet-dibar.

Sebezus penaos e van e oberou, — ken kleuz o helavarded peurvuia, ken diakuit o doare, ken skuizus enno adimplij dibaouez an hevelep geriou goular, « tragwyddol », « dwyfol », « Iôr », hag all, — traou a gened daoust da bep tra. Evel noz hir an Hanternoz, e vez strewet e varzoniez a skleuriou iskis o flamma trumm e-kreiz al latar. Dispis ha tec'hus, evit gwir. Seul gaeroc'h, avat, en abeg da se. Pa strink ar skleuriou-se e tiz Islwyn en eun taol ken doun hag ar varzed vrasa. Tamm ebet dounder ar menoz ; (atao e chom e venoziou boutin ha diwar c'horre). Hogen dounder ar weledigez. Ac'hano skeudennou ha gweledvaou, hag i treset-fall alies, kar da skeudennou ha gweledvaou brudeta al lennegez, ha disheñvel koulskoude.

A-walc'h eo da c'hounit d'ezañ eur renk uhel er barzva. Kalz re nebeut da c'hounit d'ezañ an uhela renk. Islwyn, pa stage da varzonia, a leze ar varzoniez da ren re war e spered. Sevel a rae er c'houmoul : brasa fazi a c'hell eur barz ober. Setu perak e c'houitas, ha setu perak e chomo « barz an eil dere » da viken.

— IV —

Va mad am eus graet amañ eus al levrig, « Islwyn Detholiad o'i Farddoniaeth », moulet eun nebeut bloaveziou 'zo e ti Hughes, Wrexham, e levraoueg « Y Ford Gron », dindan renadur J. T. Jones. An holl beziou a embannan, nemet tri (« Y Nos », « Nis Gall y Fflam » ha « Y mae Duw yn Fawr ») am eus dibabet el levrig-se, hag a erbedan d'an holl.

E 1897 e voe dastumet barzonegou Islwyn gant O.M. Edwards, dindan an ano, « Gwaith Barddonol Islwyn ».



Diwar e benn e c'heller lenn :

1. Pennad W. J. Gruffydd, en « Y Llenor », Levrenn II, niv. 2.
2. Pennad R.I. Aaron, en « Y Llenor », Levrenn VIII, niv. 1.
3. E levr H.I. Bell, « The Development of Welsh Poetry » (Oxford, 1936), p. 154 da b. 158.

— V —

Eur ger bremañ diwar-benn an droidigez. Bravoc'h e vije bet, marteze, ha, ne vern penaos, aesoc'h e vije bet d'in, sevel eun droidigez e gwerzennou, diwar skouer ar gwerzennou kembraek (2). Eun doare e vije bet ouspenn da dremen e-biou da gement diaester a zo e skrid Islwyn, war zigarez n'heller ket gwerzi ha chom feal ouz ar patrom war eun dro.

Va dezo e oa, avat, skoazella ar re a venno deski ar c'hembraeg. Ha va dlead e oa, eta, menel ken tost ha ma c'hellen d'ar skrid, o lezel ar faziou dizolokaer (3), d'ar re gouiziekoc'h egedoun d'o spurmanta. Gouzout a ouzon em eus graet faziou. Bennoz Doue d'ar re o diskouezo d'in.

ROPARZ HEMON.

(2) N'em eus tamm ebet klasket sevel gwerzennou. Pa gaver eur werzenn eta en droidigez, evel en « Diskuliadur Nevez » :

*Ha gweledigez ar brofeded kent,*

pe, e « Santel eo pep Tra » :

*Ha war bep roc'h sklerijenn meur a oad,*

ez eo dre zegouez hepken.

(3) Faziou, — pe gentoc'h diresisderiou 'zo, — a darz diouz ma felle d'in heulia ar c'hembraeg linenn-dre-linenn. Da skouer, en « Angel » (linennou 1 ha 5) e troan « a gaiff » gant « ha gallout a ray », tra ne dalv amañ « a gaiff » nemet da verka an amzer-da-zont.

## YR EANG BERL-FEYSYDD

A nos fawr o ddyfroedd
Cymylodd yr Iôr
Holl eang berl-feysydd
Gwaelodion y môr ;
Mae anian yn gwisgo
Dyffrynnoedd y weilgi
A thrwch a fererid
Fel gwanwyn â gwyrddni.

Pa ddiben amlennu
Eurgloddfa mor glaer,
Pa ddiben palmantu
Y dyfnder ag aur ?
Paham caiff y mân-bysg
Mor dawel gysgodi
Dan fryniau o berlau
Pan ferwo y weilgi ?

Mae trysor diderfyn
Yn fôr wrth dy draed ;
Oes, gyfoeth yn gorwedd
Mewn dyfnder o waed
O galon Jehofah
Agorwyd un dydd ;
Ar ddyfroedd trugaredd
Taen hwyliau dy ffydd.

O agor dy lygaid,
Gwêl foroedd bob tu, —
Bendithion yn foroedd,



## AR MAEZIADOU-PERLEZ EC'HON

Gant eun noz veur a zoureier,
E koumoulas an Aotrou
Holl vaeziadou-perlez ec'hon
Goueledou ar mor ;
Emañ an natur o wiska
Traoniennou an dounvor
Gant eur gwiskad perlez
Evel an nevez-amzer gant glasvez.

Pe evit tra golei
Eur vengleuz-aour ken sklaer,
Pe evit tra paveza
An dounder gant aour ?
Perak e kav ar peskig
Eur goudor ken sioul,
Dindan krec'hiadou perlez,
Pa verv an dounvor ?

Bez' ez eus eun teñzor divent
E-giz eur mor ouz da dreid ;
Ya, eur binvidigez o c'hourvez
En eun dounder a wad
Eus kalon Jehova
Bet digoret eun deiz ;
War zoureier an drugarez
Dispak goueliou da feiz.

O, digor da zaoulagad,
Gwel moriou a bep tu, —
Bennoziou a voriadou,

Maddeuant yn lli ;
Ond rhaid ymorchestu
Yn ffyddiog ddi-ffael,
Rhaid ceisio i dderbyn,
Rhaid gofyn i gael.

## MAE DEIGRYN AR Y RHOSYN HARDD

Mae deigryn ar y rhosyn hardd,
Mae'r gwlith yn wylo ar y lili ;
A'r awel oeraf dery'r ardd,
A chwyth ei hanadl wywdra drwyddi ;
Ac nid y bardd yn unig sydd
Yn wylo dan drallodau prudd.

Mae natur deg yn colli ei gwrid,
A'i rhos i gyd yn marw ;
Dinoethir hi o'i gwisgoedd haf,
A'i blodau gaf yn welw ;
Ac O, paham na chollwn i
Aml rhosyn hawddgar gyda hi ?

Y mae fy mlodyn yn y bedd,
A'i wedd yn isel heno ;
Ond pam yr wylaf ar ei ôl ?
Mae blodau'r ddôl yn wylo ;
A throir yr ardd bob gaeaf blin
Yn fynwent oer i'w rhos ei hun.



Pardon evel eur froud ;
Hogen ret eo striva
Gant feiz, hep koll kalon,
Ret klask da zegemer,
Ret goulenn da gaout.

## EUN DAERAOUENN A ZO WAR AR ROZENN GAER

Eun daeraouenn a zo war ar rozenn gaer,
Emañ ar gliz o ouela war al lilienn ;
Hag an avel yena a sko al liorz,
Hag e c'houez hec'h alan gweñvadur drezi ;
Ha n'eo ket ar barz hepken a zo
O ouela dindan drubuilhou doanius.

Emañ an natur vrao o koll he ruzder,
Hag ar roz o vervel gwitibunan ;
Dibourc'het eo diouz he gwiskou hañv,
Hag he bleuniou a gavan disliv ;
Hag ô, perak ne gollfen ket
Meur a rozenn garadek ganti ?

Emañ va bleunienn er bez,
Hag he neuz izel henoz ;
Hogen perak e ouelan war he lerc'h ?
Emañ bleuniou ar saonenn o ouela ;
Ha troet e vez al liorz bep goañv fall
D'eur vered yen d'he roz d'ezi hec'h-unan.

## SEREN HEDDWCH

Seren heddwch, i'r crwydredig
Hyfryd yw goleuni hon ;
O, siriola'r morwr unig
Draw ar y don.

Seren ffydd, pan ballo'i hyder,
Pan y llwyr ddiffygio'i fron,
Dod i'w fynwes nefol gryfder
Draw ar y don.

Seren ddwyfol, arwain bellach,
Dwg y crwydryn adre'n llon,
Profwyd ef yn gyflawn mwyach
Draw ar y don.

Seren gobaith, O llewyrcha
Ar y noson olaf hon,
Nes y try'n dragwyddol hindda
Draw ar y don.

## Y GWYNTOEDD

Gyrrwch, wyntoedd,
Ar eich hyntoedd,
Dros y llyn,
Dros y glyn,
Dros y bryn,
A thros lawer Alpfôr gwyn !
Beth yw gwlad o fryniau i chwi
Ond gorddringion uwch i fri ?



## STEREDENN A BEOC'H

Steredenn a beoc'h, d'ar c'hantreer,
Bourrus eo goulou hounnez ;
O, sedera ar moraer e-unan
Ahont war an donn.

Steredenn a feiz, pa goazo e fiziañs,
Pa laoskaio a-grenn e vronn,
Dont d'e greiz kreñvder neñvel
Ahont war an donn.

Steredenn doueel, blegn pelloc'h,
Kas ar c'hantreer d'ar gêr, laouen,
Peuramprouet eo bet diwar vremañ
Ahont war an donn.

Steredenn a spi, ô lugern
War an abardaevez diweza-mañ,
Ken na droio da hinon beurbadus
Ahont war an donn.

## AN AVELIOU

Redit, aveliou,
War ho hentou,
Dreist d'al lenn,
Dreist d'ar stankenn,
Dreist d'ar menez,
Ha dreist da lies Alpvor gwenn !
Petra eo eur vro a veneziou d'eoc'h
Nemet pignaduriou uheloc'h d'an nec'h ?

Lle mae'r byd yn ymwahanu
Beilch y croeswch dan chwibanu,
A chan ado'r geirwon fryniau
Fyrrd ar ôl fel niwl-gyffiniau.
Beth yw tonnau
Ond y bronnau
A estynnir
Gan y fam dragwyddol Natur
Lle y tynnwch laeth gwrhydri,
Galluogrwydd a mawrhydri ?
Berwed moroedd,
Brynied byd,
Lle mae'r tonnau
Llawna'u llid,
Lle mae'r bryn
Yn gwneud glyn
Yn y nef ei hunan fry
Rhyngddo â rhyw niwl-lethr hy,
Gwaun neu fryn,
Môr neu lyn, —
Drostynt ewch,
Drostynt dewch,
A'ch tragwyddol orchwyl wnewch.

## GWAWRIA CANRIFOEDD

Gwawria canrifoedd
Fel sêr ar y nefoedd :
Oesoedd ar oesoedd
Redant ar gylchoedd,
Ar eu holwynion
Llathr a mwynion ;



E-lec'h m'emañ ar bed oc'h en em ranna
Balc'h e treuzit en eur c'houibana,
Hag o lezel ar runiou garo
A-viliadou war-lerc'h evel bevennou-latar.
Petra eo an tonnou
Nemet ar bronnou
A vez astennet
Gant ar vamm beurbadus Natur,
E-lec'h ma tennit laez ar gadarnded,
Ar c'halloudegez hag ar veurdez ?
Bervet ar moriou,
Meneziet ar bed,
E-lec'h m'emañ an tonnou
Leuna o ernez,
E-lec'h m'emañ an dorgenn
Oc'h ober eur stankenn
En neñv hec'h-unan en nec'h
Etrezi hag eur bantenn-latar taer,
Kompezenn pe dorgenn,
Mor pe lenn,
Dreist d'ezo ez it,
Dreist d'ezo e teuit,
Hag ho trevell peurbadus a rit.

## BEZ' E SKLEUR AR C'HANTVEDOU

Bez' e skleur ar c'hantvedou
Evel stered war an neñvou :
Oadveziou war oadveziou
E redont war gelc'hiou,
War o rodou
Lufr ha flour ;

A phan y darfyddant,
Fel sêr y diflannant ;
Myrdd, myrdd yn dylifo
Heb neb yn eu rhifo.

Bydd oesoedd ar oesoedd
Ar rod anherfynol,
Fel cylchau y nefoedd
Yn troi yn olynol.

Dan wenau Duw byddant
Yn hir ymfwynhau,
Ar arian draeth amser
Fel llanw a thrai,
Fel Eden o flodau
Yn agor a chau.

## MAE SEREN LAWN

Mae seren lawn goruwch dy fedd,
Y seren fore lon ;
A gwynfa lawn o hedd
Nawf amgylch ogylch hon ;
Hi gyfyd, cyfyd yn y man,
A daw y bedd, y bedd i'r lan.

Bydd dawel yna, fwynaf un ;
Cwyd oddi ar y bedd bob awr
Bêr arogl darth o fwynaf rin
Nes swyno'r nef yn nes i lawr ;
Ac ymyl yr anfarwol ddydd
Oleua fin dy feddrod prudd.



Ha pa echuont,
Evel stered e steuziont ;
Miliadou, miliadou o redek
Hep neb ouz o niveri.

Oadveziou war oadveziou a vez
War eur rod divent,
Evel kelc'hiou an neñvou
O trei lerc'h-ouz-lerc'h.

Dindan gwenc'hoarzou Doue e vezont
O kaout hir zudi,
War ribl arc'hant an amzer
Evel lano ha tre,
Evel eun Eden a vleuniou
O tigeri hag o serri.

## BEZ' EZ EUS EUR STEREDENN GANN

Bez' ez eus eur steredenn gann a-zioc'h da vez,
Steredenn seder ar beure ;
Hag eur gwenva leun a beoc'h
A neuñv tro-war-dro hounnez ;
Hi a sav, a sav buan,
Hag e teu ar bez, ar bez d'an nec'h.

Bez sioul aze, muia-karet ;
Bez' e sav eus ar bez atao
Eul latar frondus, c'houek, dousa e nerz,
Ken na hoal an neñv tostoc'h d'an traoñ ;
Ha bevenn an deiz divarvel
A c'houlaou lez da vez doanius.

Ymhell o fewn dy fedd,
O fewn y gwagle oer,
Canfyddaf flaen o ddwyfol hedd
Fel penrhyn lloer ;
A golau o'r baradwys bell
Yn ffrydio dros yr uchder gwell.

Gadawyd, hwyr o haf,
Awelig uwch y fan,
Ac yno fyth y caf
Ei hatsain wan ;
O fore dedwydd, pan y daw
Yr oll i'r lan, —
Y galon hon, a'r awel wan,
A'th ffurf tegeiddiaf, oll i'r lan.

## DEDWYDD DDYN

Dedwydd ddyn
Sy'n sefyll ar y bryniau, rhwng y byd
A'r anherfynol, ac yn ceisio dal
Y seiniau sydd yn tramwy rhyngddynt hwy !

Mae gan y bryniau lais, a'r gwyntoedd air
O ddwyfol genadwri. Dedwydd ddyn
A rodiodd trwy foreddydd bywyd gan
Glustfeinio a dysgu y dragwyddol iaith !



Pell diouz kreiz da vez,
Diouz kreiz al lec'h goullo yen,
E verzan eur beg a beoc'h doueel
Evel eur c'hab loar ;
Hag eur goulou eus ar baradoz diamen
O fenna dreist d'an uhelder gwell.

Dialanet e voe, eun abardaevez hañv,
Eun aezennig a-us d'al lec'h,
Hag eno bepred e kavan
He hekleo gwan.
O beure dudius, pa zeuio
Pep tra d'an nec'h, —
Ar galon-mañ, hag an aezenn wan
Ha da furm gaera-holl, holl d'an nec'h.

## EURUSAT DEN

Eürusat den
A zo en e sav war ar meneziou, etre ar bed
Hag an didermen, hag o klask paka
Ar soniou a vez o kantren etrezo !

Eur vouez a zo gant ar meneziou, gant an aveliou
A gannadiez doueel. Eürusat den [eur ger
A gerzas dre veure ar vuhez o
Selaou piz hag o teski ar yez peurbadus.

## Y BLANED GOLL

A ! Dylai'r Nefoedd grynu pan fo'r haul
Yn machlud i ddiddymdra, a gorseddfainc
Ymhlith y sêr yn wag ; a phan fo planed
Yn taflu ymaith ei modrwyon gwawl
Gan gydio yn un o welwon lampau angau,

Hwnt oddi ar oriel bellaf olaf amser,
I chwilio mewn distawrwydd am ei bedd ;
Heb adael onid gwagle erchyll tlawd
Diffeithwch mawr awyrol yn y nef
I gadw ei choffadwriaeth, ac anadlu
Ei henw mewn tymhestloedd geirwon mwy.

## Y STORM OLAF

Mae'r dymestl olaf yn dechrau taranu,
Mae'r fflam las yn dringo pileri y byd,
Mae seiliau'r mynyddoedd tragwyddol yn llaesu
A'u bannau fel Etna anfeidrol ei hyd.

Mae'r ddaear yn sefyll yn drom ar ei hechel,
A saif holl olwynion y bydoedd uwchben,
A Iôr a ysgydwa yng ngwynt ei ddigofaint
Y bydoedd fel cawod o aeron drwy'r nen.

Agorwyd y porth tua gwagle diddymdra,
A miloedd o fydoedd gyd-ruthrant i'r adwy,
Ogoniant ofnadwy !
Yr haul gyda'i dorf o blanedau ddilyna.



## AR BLANEDENN GOLLET

A ! Bez' e tlefe an Neñvou krena, pa vo an heol
O vont da guz d'an netra, hag eur gador-veur
Goullo e-touez ar stered ; ha pa vo eur blanedenn
O teurel er-maez he lagadennou goulou,
En eur gregi en unan eus kleuzeuriou disliv an
[ankou,

Ahont, eus porched pella, diweza, an amzer,
Da glask er sioulder he bez ; [paour,
Hep lezel netra nemet eur c'houndoun euzus,
Eur gouelec'h meur aerel en neñv
Da zerc'hel koun anezi, ha da hiboudi
Hec'h ano er reklomou garo hiviziken.

## AR REKLOM DIWEZA

Emañ ar reklom diweza krog da daranal,
Emañ ar flamm glas o krapa pileriou ar bed,
Emañ diazezou ar meneziou peurbadus o voukaat,
Hag o begou evel eun Etna divuzul e hed.
[ahel,

Emañ an douar o chom a-sav, pounner, war e
Hag a-sav e chom holl rodou ar bedou en nec'h,
Hag e hej an Aotrou, e gwent e gounnar,
Ar bedou evel eur gaouad irin dre an neñv.

Digoret eo bet an nor davet toull goullo an netra,
Ha miliadou bedou a genred d'an ode,
O splannder spontus !
Da heul ez a an heol hag e engroez a blanedennou.

## Y DAWEL NOS

Y dawel Nos, cydymaith oer y beddau,
Mae fyth yn fud, yn sobr, a throm fel hwythau,
Ond A, mae ganddi ei sêr o bell, a'i heuliau,
Ei bydoedd o gerddorion draw.

Pan suddo'r haul ar ruddgoch awr machludiad,
Ym mhorffor donnau'r hwyr, a thrymder yn ei [lygad,
I eigion y gorllewin pan ddisgynna,
O croesaw, Nos, tydi a chôr ý wynfa.

Y cwmwl sêr sy'n glawio addewidion,
A diliau gwell i ddyn, o'u bannau gloywon, —

« Mae acw'n ddydd ». Yr ym yn hoffi'th wrando,
Un canol ddydd yw tragwyddoldeb yno.

Mae'r byd ym meddrod cwsg, y nos ei amdo,
Ac nid oes atsain yn yr awel heno,
A dedwydd sydd yn effro'n awr i weled
Y wynfa, a'i mil palasau, yn agored.

Tra chysgod angau ar y byd yn gorffwys,
Edrychaf tua thy fy Nhad, a thawel fro paradwys;
Mae'r ffordd yn glir, a'r heol fawr yn olau,
Rhwng aml fyd o dân a miliwn o lusernau.

## Y NOS

Tyr'd Nos ! a'th dorf o dystion ; ym yn hoffi
Hyawdledd dwfn y sêr sydd gyda'r wawr yn [tewi.



## AN NOZ SIOUL

An Noz sioul, keneilez yen ar beziou,
A vez atao mut, dic'hoarz, ha pounner evelto,
Hogen, â, ganti ez eus he stered diamen, hag he [heoliou,
He bedou a sonourien, ahont.

Pa sank an heol, da eur jod-ruz ar c'huz,
E tonnou mouk an abardaez, pounner e lagad,
Da islonk ar c'hornog pa ziskenn,
O salud, Noz, te ha kor ar gwenva.

Ar c'houmoul-stered a vez o c'hlavi gouestlou,
Ha reizaduriou gwell d'an den, eus o uhelderiou [splann,

« Ahont e ra deiz ». Karout a reomp da selaou,
Eur c'hreistevez eo ar beurbadelez eno.

Emañ ar bed e bez ar c'housk, an noz e liñsel,
Ha n'eus hekleo ebet en aezenn henoz :
Hag eürus an neb a zo dihun bremañ da welout
Ar gwenva, hag e vil a baleziou, digor.

Dre skeud an ankou war ar bed o c'hourvez,
E sellan trema ti va Zad, ha bro sioul ar baradoz ;
Sklaer eo an hent, ha skedus ar straed veur,
Etre lies bed a dan hag eur milion a gleuzeuriou.

## AN NOZ

Deus, Noz ! gant da engroez a destou ; karout a [reomp
Helavar doun ar stered a dav gant tarz-an-deiz.

Y mae dy bur ddistawrwydd yn cyhoeddi
Fod acw Dduw a bydoedd tecach inni.
Nos yw y dydd sy'n cadw'r sêr o'r golwg,
A dydd yw'r nos sy'n gwneud y nef yn amlwg.

Mae'r haul yn creu anffyddwyr o'i gyfodiad,
A thrwy y dydd y byd, y byd sy'n siarad.
O croesaw, Nos ! sy'n gwneud i'r byd ostegu
I dragwyddoldeb trwy y sêr lefaru.
Rhy gynnar, Wawr ! rhy gynnar yw it' ddeffro
A dringo uchelderau'r dwyrain eto ;
Rhy gynnar — aros ! mae y Nos mor dawel,
A'r fath deimladrwydd ar ei hathrist awel.

Mae'n dangos heuliau nad oes machlud iddynt,
Rhai nad yw'r bedd yn taflu'i gysgod drostynt.
Saf ! oeda, Wawr ! y mae dy ddull chwareugar,
Dy ysgafn drem, a'th odlau llon difyrgar,
Yn dramgwydd i gymanfa'r sanctaidd fydoedd,
A phan ddiflanna'r Nos diflanna'r nefoedd.

O tyr'd, y falmaidd Nos ! yr adeg dawel,
Pan gwsg y ddiwyd olwyn ar ei hechel,
Pan nad yw twrf y byd yn daearoli'r awel. ,

Y morwr blin ar don aflonydd amser
A lawenha pan welo yn y pellter
Y llinell dân o sêr ar lan y nefoedd,
Goleudai o dragwyddol angorfaoedd.

Ac oedfa'r Nef yw'r Nos — Duw ! Duw sy'n
[siarad,



Da beursioulder a embann
Emañ Doue ahont, ha bedou kaeroc'h d'imp.
Noz eo an deiz a guz ar stered diouz ar gwel,
Ha deiz eo an noz a laka sklaer an neñv.

Kroui a ra an heol tud difeiz adal ma sav,
Ha dre an deiz ar bed, ar bed a zo o komz.
O salud d'it, Noz ! a ra d'ar bed tevel,
D'ar beurbadelez da gomz dre ar stered.
Re abred, Goulou-deiz ! re abred eo d'it dihuni
Ha krapa uhelderiou ar reter c'hoaz ;
Re abred — chom ! ken didrouz eo an Noz,
Ha ken gwiridik hec'h aezenn doaniet.

Diskouez a ra heoliou na deont ket da guz,
Re na daol ket ar bez drezo e skeud.
Gortoz ! dale, Goulou-deiz ! da neuz c'hoarigar,
Da dres skañv, ha da ganennou laouen dudius
A ra dismegañs da vodad ar bedou santel,
Ha pa steuz an Noz e steuz an neñvou.

O deus, Noz frondus ! ar maread didrouz,
Ma kousk ar rod oberiant war hec'h ahel
Ma ne vez ket safar ar bed o touarela an aezenn.

Ar moraer skuiz war donn an amzer drubuilhus
A laouena pa wel er pellder
Al linenn dan a stered war c'hlann an neñvou,
Touriou-tan eorvaou peurbadus.

Hag ofis an Neñv eo an Noz — Doue ! Doue a zo
[o komz.

I'w theml ymgynhulla'r Sêr i losgi mewn addoliad !
A'u llygaid, heuliau'r hwyr, yn tanio oll gan gariad,
Odidog gôr ! anadlaf finnau odlig
I'w canol draw, o'm preswyl nosol unig.

O ! mae dy wyneb, Natur fawr,
Yn olau gan ryw ddwyfol wawr.
Yr awel fwyn —
Rhy eiddil i gyffroi y llwyn,
Sy'n gorffwys yn yr hwyr-gysgodau,
A'i holl freuddwydion am y blodau —
Pan lifo hon
Fel dwyfol don
A gyffroasid yn yr wybren dawel
Gan adsain rhyw angylaidd gerdd
Neu fwynaf anadl angel,
O ! 'r traeth-atgofion yn y fan
O ddyfnder bywyd ddaw i'r lan,
A llawer bwriad, llawer trefn
A chwelir ar y graig drachefn.
O ! 'r myfyrdodau pell olynol
Gyneuir yn y fynwes ddynol,
Fel sêr uwchben yr anherfynol.
Ddedwydd awr
Pan y daw'r
Nef i lawr
A'r holl sêr, ardderchog wawr
Y bythol ddydd, Dduw-ddydd mawr !
Gwêl y sêr,
Y sêr i gyd —
Duw yn edrych
Ar y byd !



En he zempl en em vod ar Stered da leski en azeulerez !
Hag o lagadou, heoliou ar pardaez, entanet-holl gant ar garantez,
Kor hollgaer ! hiboudi a rin eur ganennig
D'o c'hreiz du-hont, eus va annez nozel distro.

O ! da zremm, Noz veur, a zo
Lugernus gant eun arliou doueel,
An aezenn dous —
Re izil da zihuni ar vodenn,
A zo gourvezet e skeudou ar pardaez,
Hag he holl huñvreou a-zivout ar bleuñv —
Pa redo hounnez
Evel eun donn doueel
Bet dihunet en oabl didrouz
Gant hekleo eur ganenn aelel
Pe c'houeka alanad eun ael,
O ! ar ribl-eñvoriou raktal,
Eus dounder ar vuhez a sav,
Ha meur a vennad, meur a rat
A vez skignet adarre war ar roc'h.
O ! ar prederiadennou diamen hed-ha-hed
A vez enaouet en askre an den,
Evel stered en nec'h, didermen.
Eürusat eur
Pa zeu an
Neñv d'an traoñ,
Hag an holl stered, skleur hollgaer
An deiz peurbad, ô deiz-Doue meur !
Gwel ar stered,
Ar stered holl —
Doue o sellout
Ouz ar bed !

O ! 'r meddyliau anhraethadwy
Sydd yn esgyn ac yn disgyn
Trwy yr enaid noeth diblisgyn
Fel angylion mewn urdduniant a thaweledd [annirnadwy.

Pan glywaf swn môr-brudd y goedwig heddwawr
Y mae fy enaid a'i feddyliau beddwawr
Gan awel o'r tragwyddol yn adfywio,
Y bore ddydd anfarwol yn eu lliwio.

Ardderchog wyt, O natur, ganol nos !
A dyma ganol dydd dy ardderchawgrwydd.
O fewn dyfnderau'r nos y lleda hi
Rôl ei hanfeidrol fonedd flaen y nef,
Ei hachau o'r dragwyddol, ac yn awr
Y clywaf hi yn canu am ei Thad ;
O hapus hwnnw a all eilio'r gân
A thynnu adlais o'r tu hwnt i'r sêr.
Y mae y bryniau cedyrn, ar ôl cau
Ffenestri'r wybren, ar ôl troi y byd
O'r neilltu am y nos, yn cydymroi
I fyfyrdodau aruthr ac i fawl
Rhy ddwfn idd ei glywed, rhy ofnadwy,
Rhy bur i neb ei ddeall ond yr Hwn
Sy'n edrych ar ddistawrwydd bydoedd fel
Uchelaf rwysg hyawdledd, pan y maent
Yn beiddio efelychu yr Anfeidrol.

O Natur, Natur ! aros mwy fel hyn !
Y mae y byd yn sanctaidd yn y nos,
A'r ysbrydolfyd fel yn un ag ef.
Mae'r enaid ar ei holl feddyliau 'n teimlo
Rhithiau angylion yn ymorffwys ennyd
Fel brodyr a gollasid lawer oes.



O ! ar menoziou dreist-lavar
A vez o sevel hag o tiskenn
Dre an ene noaz diglorenn
Evel aelez e kehelerez ha sioulded dreist-meiz.

Pa glevan trouz morzoaniet ar goadeg peoc'hus,
E vez va ene hag e gealiou liou ar bez
Gant eun avel eus ar beurbadelez oc'h adveva,
Ar goulou-deiz divarvel ouz o liva.

Hollgaer out, O natur, da greisnoz !
Ha setu kreistevez da hollgaerded.
Eus kreiz dounderiou an noz ez astenn
Roll he lignez divent dirak an neñv,
He c'herentiez eus ar peurbadus, ha bremañ
He c 'hlevan o kana he Zad ;
O, eürus hennez a c'hell eila ar c'han
Ha tenna eun hekleo eus an tu-hont d'ar stered.
Emañ ar c'hrec'hiou meur, pa vez serret
Prenester an oabl, pa vez troet ar bed
War an tu enep evit an noz, oc'h en em rei kevret
Da brederiadennou spontus ha da veuleudi
Re zoun da veza klevet, re saouzanus,
Re c'hlan da veza meizet gant nep hini nemet
A sell ouz dilavar ar bedou evel [Hennez
Uhela ren an helavarded, hag i
O kredi heñvelaat ouz an Divent.

O Natur, Natur ! chom evel-se pelloc'h !
Santel eo ar bed en noz,
Hag ar speredelved evel unan gantañ.
An ene, war e holl gealiou, a verz
Spesou aelez o tiskuiza eur pennad
Evel breudeur bet kollet aba meur a oadvez.

Pryd hyn
Mae Natur dyner yn clustfeinio ar
Ei holl ffynhonau'n tarddu i'r lan o Dduw.
Clyw swn y dyfroedd ar lechweddau'r bryn,
Dwrf gorfawreddog ! fel pe mynnai'r rhaeadr
I'r sêr ei glywed a dyweyd wrth Dduw
Fod iddo eto ar y bryniau lef
Dragwyddol o addoliad. Obry clyw
Yr afon, hithau ar ei milwedd daith,
Yn llanw dyffryn ar ôl dyffryn ag
Angylaidd fôr o addoliadol swn.
A'r ffynnon fach ymhell o fewn y goedwig
A lawenycha fod ei hodl hi
Yn hyglyw yn y gyffredinol gerdd,
A bod y sêr yn gwrando arni hithau
Yn canu yn y côr.

Mae Natur yn addoli yn holl nerth
Holl fawredd yr elfennau ! Gwrendy'r môr
Wyllt fawl y gwyntoedd nes ymgodo'i donnau,
Fel gwyn fyd o addolwyr tua'r nef.

## CREDU

Cred, a bydd
Duw drosot, ynot, ac o'th amgylch mwy,
Dy faner a dy darian a dy gledd,
Dy wregys o anfeidrol bethau byth,
Dy haul a'th fywyd y ddau tu i'r bedd,
Dy graig yng nghanol holl lifeiriant barn,
Dy fugail ar fynyddoedd tywyll angau,
Dy uchelderau yn yr olaf ddiluw.
Yn unig cred.



Neuze.
Emañ an Natur dener o selaou piz ouz
He holl feunteuniou o tarza d'an nec'h eus Doue.
Klev trouz an doureier war bantennou ar run,
Safar meurdezus-holl ! evel ma karfe al lammdour
Beza klevet gant ar stered ha lavarout da Zoue
Ez eus d'ezañ c'hoaz war ar runiou eur vouez
Peurbadus a azeulerez. En traoñ, klev
An aven, gant hec'h ergerz mil-stumm,
O leunia traonienn war-lerc'h traonienn gant
Eur mor aelel a drouz azeuladur.
Hag ar feunteun vihan a-bell, eus kreiz ar c'hoad,
A laouena, pa 'z eo he c'hanenn-hi
Hegleo er c'han hollek,
Ha pa 'z eo ar stered ouz he selaou-hi,
O kana er c'hor.

Emañ an Natur gant he holl nerz oc'h azeuli
Holl veurdez an elfennou ! Ar mor a selaou
Meuleudi ouez ar gwentou, ken na sav e donnou
Evel eur bed gwenn a azeulerien davet an neñv.

## KREDI

Kred, hag e vo
Doue dreist d'it, ennout, ha tro-war-dro d'it pel-
Da vanniel ha da skoed ha da gleze, [loc'h,
Da c'houriz a draou divent da viken,
Da heol ha da vuhez en daou du d'ar bez,
Da roc'h e-kreiz holl zic'hlann-dour ar varn,
Da vugul war veneziou teñval an ankou,
Da uhelderiou el liñvadenn diweza.
Kred hepken.

## ANGEL

A gaiff fy ysbryd i
Yng ngharchar defnydd du
Fydryddu'th hanfod cu,
O angel rhydd ?
A gaiff carcharor tlawd
Trwy rydlyd farrau cnawd
Dy weld, a'th alw'n frawd
O wlad y dydd ?

O, braidd nad ydyw'n fai
I un sy gymaint llai,
O fewn ei gragen glai,
Dy enwi di, —
Myfi mewn cyfyng gell,
A thi yn rhyddid pell
Y tragwyddoldeb gwell
Yn Nuwdod fry !

Adarwr creulawn ddaeth,
A'm dal yn fore wnaeth
O fewn ei faglau caeth,
Sef pechod du ;
Pan ddeui ar dy hynt
Ar edyn dwyfol wynt,
Mae cof o'm rhyddid gynt
I'm llethu i.

Ac eto 'rwy'n mwynhau
Dy bell leferydd clau,
Fel swn rhyw ddwyfol drai,
Mae'n sisial hedd ;



## AEL

Ha gallout a ray va spered
E karc'har an danvez du
Barzonia da vezañs kuñv,
O ael dieub ?
Ha gallout a ray eur prizoniad paour,
Dre varrennou merglet ar c'hig,
Da welout, ha da envel breur
Eus bro an deiz ?

O, tost ma n'eo ket eur si
Da unan a zo ken bihanoc'h,
Eus kreiz e grogen bri,
Da envel-te, —
Me, en eur gell enk,
Ha te, e frankiz pell
Ar beurbadelez well,
E bezañs Doue en nec'h !

Eun evnetaer kriz a zeuas,
Ha va derc'hel abred a reas,
Sklav en e antellou :
Ar pec'hed du ;
Pa zeuez war da hent,
War eskell ar gwent doueel,
E vez koun va frankiz kent
Ouz va gwaska.

Ha padal e karan ·
Da vouez pell, herrus ;
Evel trouz eun tre doueel,
Emañ o hiboudi ar peoc'h ;

Mae'n addo agor dôr
I ryddid fel y môr,
I anfarwoldeb Iôr,
Tu draw i'r bedd.

Mi garaf, ysbryd gwyn,
Y dagrau-odlau hyn,
Na chymer dithau'n syn
Os lleddf eu sain ;
Feallai cyn bo hir,
Daw'r anthem yn fwy pur,
Daw seiniau mil mwy clir
I foddi'r rhain.

## YMGRYMODD HYD Y DDAEAR

Ymgrymodd hyd y ddaear. Taflodd dros
Oleuni'i Dduwdod fantell dew o bridd ;
A gwnaeth ei breswyl gyda dyn. A ffwrdd
Fe elai aml fore glawog oer
I'r trefydd a'r dinasoedd gaed o gylch,
A chodai lef o rybudd uwch eu pen, —
« Ffowch rhag y llid, y farn a fydd, a fydd. »
Dyn yma welid, eto teimlai pawb
Fod Duw yn nes nag arfer. Aml dro,
Pan ddadfotymai bys rhyw uchel wyrth
Ei fantell ddaear, fflamiai'r Duw i maes
Fel hanfod myrdd o heuliau, nes bai'r dorf
Yn plygu'n ôl bob ochor fel pe baent
Yn teimlo bod y fangre yn rhy gul
I Dduwdod, yn rhy gyfyng iddo Ef,
Sy'n taenu nennau fil fel llen i'w draed,



Emañ o ouestla digeri eun nor
D'eur frankiz evel ar mor,
Da zivarvelez an Aotrou,
En tu-hont d'ar bez.

Kana a ran, spered binniget,
Ar c'hanennou leñvus-mañ ;
Na vez ket souezet
Mar deo melkonius o son ;
Marteze, ken na vo hir,
E teuy glanoc'h ar meulgan,
E teuy soniou mil gwech sklaeroc'h
Da veuzi ar re-mañ.

## STOUI BETEK AN DOUAR A REAS

Stoui betek an douar a reas ; teurel dreist
Sklerijenn e Zoueelez eur vantell deo a bri ;
Hag e reas e annez gant an den. Ha pell
Ez ae, meur a veure glavek yen,
D'ar c'hêriou ha d'ar c'heodedou a gaved tro-dro,
Hag e save eur vouez a ali a-us d'o fenn, —
« Tec'hit rak ar gounnar, ar varn a vo, a vo ».
Amañ e weled eun den ; padal e sante pep unan
Edo Doue nesoc'h eget boaz. Lies tro,
Pa zinozelenne biz eun uhel vurzud
E vantell douar, e flamme an Doue er-maez,
Evel bezañs miliadou a heoliou, ken na veze an [dud
O kila a bep tu evel pa vijent
O santout e oa al lec'h re striz
D'an Doueelez, re enk d'ezañ-Heñ
A stegn mil oabl e-giz eur pallenn d'e dreid,

